WIKIPEDIA

# Euskareg

Ur yezh digenvez eo an **euskareg**, pe *euskara* pe *euskera*, pe **baskeg**, yezh c'henidik **Euskal Herria** (pe *Bro-Vask*) etre mervent ar Stad c'hall e departamant gall ar Pireneoù-Atlantel ha biz Spagn, e kumuniezhoù emren Euskadi ha Nafarroa.



## Taolenn



**Euskareg (*Euskara*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Spagn ha Frañs |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 580 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezh proto-eurasieg |

**Euskareg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Euskadi (Spagn) |
| Akademiezh : | Euskaltzaindia |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | eu |
| ISO 639-2 | baq (B) / eus (T) |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | bSQ |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Renkadur ar yezh

Diaes eo goût orin an euskareg, met krediñ a reer e oa *Euskariz* pobl gentañ Europa a-raok donedigezh ar pobloù indezeuropek.

## An euskareg unvan

N'oa ket bet skouriekaet stumm skrivet a-raok 1968 diwar atiz an Ertzaindia a zo un atebegezh ofisiel ganti (un akademiezh roueel eo). Prientet e voe kinnigadennoù gant ur bodad skrivagnerien ha yezhoniourien a dalc'has abadennoù studi e Baiona (Lapurdi) e 1964-1965. Da geñver an 50vet bloavezh an akademiezh lidet e santual Arantzazu e voe degemeret furmoù unvan a-dreuz liesseurted an euskareg. Ar yezhoniour, politikour ha skrivagner, Txillardegi, en doa kinniget darnvuiañ ar grafoù. Pa veze troet an euskareg skrivet war zu stummoù Lapurdi ha Nafarroa, e yeas muioc'h war zu re Gipuzkoa. An euskareg skouer a vez graet an *euskal batua* hag e vez implijet ez-ofisiel er Gumuniezh emren, en deskadurezh ha muioc'h mui er mediaoù.

## Pelec'h e vez komzet?

Komzet e vez, e meur a zoare disheñvel, e Kumuniezh Emren Euskadi (Spagn) dreist-holl el lec'h m'he deus ar yezh-se ur statud ispisial hag emañ ar Gouarnamant Damemren (Eusko Jaurlaritza / Gobierno Vasco (http://www.euskadi.net)), ar strollad broadelour EAJ-PNV (Euzko Alderdi Jeltzalea / Partido Nacionalista Vasco (http://www.eaj-pnv.com/)) en e benn, o klask lakaat ar yezh da vont war-raok dre lakaat e pleust ur politikerezh yezh efedus-tre.

Komzet e vez ar yezh ivez e lodenn Norzh Kumuniezh Forel Nafarroa (spagnoleg : *Navarra*).

A-hend-all e vez komzet ivez el lec'hioù er Pireneoù-Atlantel a denn ez istorel da dachenn yezh an euskareg (ha n'eo ket hini ar gwaskoneg avat).

## Statud ofisiel

Ur statud kenofisiel leun he deus ar yezh euskarek e Kumuniezh Emren Euskadi hag ur statud damofisiel e lec'hioù resis zo eus Kumuniezh Forel Nafarroa.

N'he deus ar yezh-se statud ofisiel ebet el lec'hioù ma reer ganti er Republik c'hall.

## Rannyezhoù

Bez' ez eus c'hwec'h rannyezh pennañ hervez ar proviñsoù istorel:

- biskaeg (e Bizkaia, spagn. *Vizcaya*);
- gipuzkoeg (e Gipuzkoa, spagn. *Guipúzcoa*);
- uhel-nafarroeg (e Nafarroa, spagn. *Navarra*);
- izel-nafarroeg (e Behe Nafarroa, gall. *Basse Navarre*);
- lapurdieg (e Lapurdi, gall. *Labourd*);
- zuberoeg (Souletin) (e Zuberoa, gall. *Soule*).



Rannyezhoù an euskareg.

- Mendebalekoa
- Erdialdekoa
- Nafarra
- Nafar-lapurtarra
- Zuberotarra

# Yezhadur

Perzhioù boutin en deus an eukareg gant ar yezhoù kaokazek kentoc'h evit gant an darn vrasañ eus ar yezhoù-all a vez komzet en Europa.

Disheñvel-tre eo yezhadur an euskareg diouzh yezhoù indezeuropek Europa ar C'hornôg o vezañ mz'z eo ur yezh ergativel-absolutivel ha n'eo ket unan nominativel-akuzativel.

Unan eus an diforc'hioù pennañ all a denn da *liesdisplegadur* ar verboù : displeget e vez ar verboù-skoazell evit lakaat war-wel niver ha gour ar rener met ivez niver ar renadenn eeun ha hini ar renadenn ameeun. *Nor-nori-nork* a vez graet eus an doare-mañ da zisplegañ ar verboù en euskareg.

Da skouer :

*Martinek egunkariak erosten dizkit*



Kartenn Bonaparte

Da lâret eo: *Martin a bren kelaouennoù din*. Rener ur frazenn gant ur verb trazitivel eo *Martin* ha neuze e vez merket ez-morfologel dre ouzhpennañ al lost-ger *-(e)k* > *Martinek*. Ergativel eo an anv kadarn-mañ neuze.

Renadenn eeun ar frazenn eo "egunkaria". Liester eo ar ger-mañ ivez hervez al lost-ger *-ak* > *eugunkariak*. Absolutivel eo an anv-kadarn-mañ neuze.

Ar verb a zo *erosten dizkit*, ennañ *erosten*, seurt tro-c'hraus, hag *erosi* eo anv verb ar [[verb] pennañ, implijet amañ dindan ur stumm ispisial *erosten' (un tammig evel* o prenañ*). Da heul e teu ar verb sikour displeget* dizkit *hag a c'heller dielfennañ evel-mañ:*

- *di-* merk ur verb daoudranzitivel en amzer vremañ;
- *-zki-* merk liester ar renadenn eeun; ha
- *-t* merk ar renadenn dieeun.

# Geriadur

Dre darempredoù gant ur bern yezhoù all a-hed an amzer eo deuet an euskareg da vezañ levezonet gante, dreist-holl war dachenn ar gerioù. Amprestet zo bet ganti evel-se gerioù diwar al latin, ar spagnoleg, ar galleg hag ar gwaskoneg.

Hervez studierion zo, e teufe an hanter eus an holl c'herioù implijet gant an euskareg eus al latin met diaestre eo anavezout ar gwriziennoù latin rak cheñchet kalz eo bet an doare d'o distagañ, da skouer:

- *lore* ("bleunienn") diwar *florem*;
- *gela* ("kambr") diwar *cellam.*

# Gerioù ha frazennoù skouer:

- **Bai** = Ya
- **Ez** = Nann
- **Kaixo!**, **Agur!** = Salud!
- **Agur!**, **Adio!** = Kenavo!
- **Ikusi arte** = Ken 'vi gwelet!
- **Eskerrik asko!** = Trugarez!
- **Egun on** = Demat
- **Mesedez** = Mar plij
- **Barkatu** = Digarezit ac'hanon
- **Komunak** = Privezioù
- **Komuna non dago?** = Pelec'h emañ ar privezioù?
- **Non dago tren-geltokia?** = Pelec'h emañ ar porzh-houarn?
- **Ba al da hotelik hemen inguruan?** = Pelec'h emañ al leti tostañ?
- **Zorionak** = Gouelioù mat! (Evit Nedeleg hag ar Sant-Jilvestr)
- **Ez dut ulertzen** = Ne gomprenan ket

- **Ez dakit euskaraz** = Ne gomzan ket euskareg
- **Ba al dakizu ingelesez?** = Ha komz a rez saozneg?
- **Zein da zure izena?** = Pe anv out?
- **Ongi etorri!** = Degemer mat!
- **Egun on denoi** = Demat d'an holl!
- **Berdin / Baita zuri ere** = Dit-te ivez! (d. s. goude *Kaixo* pe *Egun on*)
- **Jakina! Noski!** = Mat eo!
- **Nongoa zara?** = Eus belec'h out?
- **Non dago...?** = E pelec'h emañ...?
- **Badakizu euskaraz?** = Ha komz a rez euskareg?
- **Bai ote?** = Dam ya 'ta?
- **Bizi gara!** = Bev omp!
- **Bagarela!** = Ni ivez (respont)
- **Topa!** = Yec'hed mat!
- **Hementxe!** = Du-hont/ Du-mañ!
- **Geldi!** = Paouez 'ta!
- **Lasai** = Rez ket bil
- **Ez dut nahi** = Ne'm eus ket c'hoant

# Liammoù diavaez

- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/show_iso639.asp?code=eus)
- Kreizenn Studioù an Euskareg, Skol-Veur Nevada (SUA) (http://basque.unr.edu/)

Troidigezhioù e brezhoneg. Da lenn evit netra war http://www.kembre-breizh.org.uk

- Breuddwydion yn y Gogledd / Huñvreioù en hanternoz skornet (Ametzak iparralde izoztuan) gan Bernardo Atxaga troidigezh divyezhek gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 31 rhif 49, Eost 2008
- Dirgelion y Swyddfa / Kevrinoù ar Burev (???) stori fer gan Patxi Zubizarreta troidigezh divyezhek gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 31 rhif 36, Eost 2007
- Dau Asyn / Daou Azen (Bi Asto) stori fer gan Pernando Amezketarra, 2001 troidigezh divyezhekg gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 25 rhif 42, Genver 2006
- Esgidiau Rhad / Botou Marc'had Mad (Oenataku Merkeak) stori fer gan Pernando Amezketarra, 2001 troidigezh divyezhek gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 24 rhif 43, Mae 2006
- Y Fendith / Ar Benediste (Aitaren eta ...) stori fer gan Pernando Amezketarra, 2001 troidigezh divyezhek gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 24 rhif 41, Eost 2005
- Skrid divyezhek diwar-benn Patxi Zubizarreta - Llydaweg/Cymraeg. gant Rhisiart Hincks e *Breizh-Llydaw* tud. 16 rhif 44, Eost 2006
- (en) Pennad diwar-benn ar wikipedia euskarek : http://basquetribune.com/the-basque-wikipedia-local-knowledge-gone-global-and-back/

### Yezhadurioù war-linenn

- Skol-Veur Euskadi: Yezhadur berr an euskareg (http://www.ehu.es/grammar/)
- Taolennoù gant verboù an euskareg (http://www.euskalnet.net/chief/aditz/)

- Yezhadur berr an euskareg gant Larry Trask (http://www.cogs.susx.ac.uk/users/larryt/basque.sketch.html)
- Un nebeut gerioù en euskareg gant Larry Trask (http://www.cogs.susx.ac.uk/users/larryt/basque.words.html)

## Geriadurioù war-linenn

- Geriadur euskareg-saozneg-euskareg (http://www1.euskadi.net/morris/dictionary.htm)
- Nola Erran, geriadur galleg-euskareg (http://nolaerran.org/?hi=fr)